# RECIT
## CIRCONSTANCIET

*Var sujet ar maleuriou occasionet gant ar Gurun, e Taule, e Brest, e Loc-Maria-Plabennec, e Pencran, e Qemperle, e Scaer, hac e qichen Montroulez, vardro fin mis qerzu, er bloa 1833.*

Var ton : *Deomp-ni oll bremâ, va Breudeur.*

ITRON VARIA beniguet,
Há c'houi, Jesus, Salver ar bed,
Plijet m'oc'h invoqin amân,
Rac hepdoc'h netra na ellân.
Ha c'houi ivez, Speret divin,
M'ho ped da rei selêrigen dìn
Da ellout amâ disclêria
Maleuriou deus an horrupla.
Bremâ, leun eus a gonfianç
E madelez ar Brovidanç,
E zàn da antren e matier :
M'ho ped d'am zelaou, breuder.

Ar zeitec eus a vis guenveur,
Certen e voe bras ar maleur
A erruas, siouas neuze,
Allas! ebars en bourg Taule.
Vardro ur peder-heur-anter,
E voa goual denyal an amzer,
Pa didarzas ul luheden
A ras ur spontus sclérigen.
Qerqent neuze ar gurunou
A sclaç gant aoun ar galonou;
Hac qen bras e voa e fulor
Ma sponte an oll gant horior.
An oll a voa disesperet,
Hac o deveus ractal serret
Gant ur soign vras o dorojou,
Hac ivez o oll brenestou.
An dud qèz neuze a stoue
Da implori sicour Done:
Un dra horrupl, e voa clêvet
Ar griadennou a leusqet.
Ar gonnabrennou a fraillas,
Hac ar gurunou a straclas;
Un ty a gargas a vogued
Hac a voa ealz fleryus meurbed.
Demeus eno eo diredet
D'an tour, hac en deveus leuzet
An orjalen a zon an heur
Mes, ô Done, pebes maleur!
Diouc'h-tu d'an traon e tiruillas,
Hac er porchet ec'h autreas,

E lec'h ma tiscaras a blat
Daou den a voa o labourat.
Unan so chomnet er porchet,
Eguile eo llis taulet,
Tost da dreid an autrou Cure,
Spouronet oll demeus a se.
An Autrou Lez voa d'ar c'houls-se
Ebars en Ilis a Daule,
Tostic da basinier an tour,
Occupet da veniga'n dour,
Ar gurun a zo achapet
N'ouzer penos dious ar porchet,
Hep lezel merq en e c'houde
Nemet an daou malcurus-se.
An Autrou Cure voe neuze
Trubuillet oll gant an traou-se,
Hac ne voa nemet hed daou has
Demeus ar gurun pa guezas.
Sonjal a ras a dra certen
Penos e voa leusqet un ten
En diabars eus an ilis,
Hac a rê un drons qen esqis.
Mes pa deu ennan e-unan,
E tuedas prest ha buan
Ebars er porchet da velet
Petra voa eno arruet.
Ha pa velas ar maleurus
Bars en ur stat qen truezus,
E voe treantet e galon
Gant horról ha compassion.

An hini a voa bet taulet
En Ilis demeus ar porchet,
A voa var an douar pleguet
Vel ur c'hemener azeet.
Ha gant spouron var zu an êe
E save e zaouarn neuze,
En eur grial qen truezus :
« Misericord, ô va Jesus !...
« Va c'hôvessait, me ho ped,
« Autrou Lez, qent quittât ar bed;
« Rac, allas! me a vel bremâ
« Ne meus mui nemeur da veva. »
An Autrou Lez er c'honsole,
Hac en assuri a glasge;
Sicour a ras e gass buan
D'ar presbital da d:l an tan.
Eno e voe examinet
Ha souden neuze assuret
E voa yac'h mad, hac e tleye
Neuze trugarecat Doue.
Ar paour qêz a reas souden
A greis e galon e beden,
D'er beza bet e gonservet
Hac ebars e yec'het lezet.
An autrou Lez a zistroas
D'an ilis neuze a hast vras,
Da rêi sicour da eguile,
Voa astennet var ar pave.
Ar C'hure dre inspiration
A c'halvas an autrou Person

A voa neuze eurusamant
Oc'h adori ar Sacramant.
Diredec a reas buen,
Allumet voe ur ciergen,
Hac absolvet ar maleurus,
Ebars en templ eus a Jesus.
« Caout a rejomp en ur stat trist
Neuze, hor breur en Jesus-Christ,
Hep tam anaoudeguez chet;
Un druez bras voa e velet.
« Er sevel a rejomp neuze,
Ous en derc'hel en e goaze,
Ha ractal un bic a leuscas,
Ar c'homzou-mâ a lavaras :
« Pardon, pardon, ô va Doue!
« Bezit truez ous va ene. »
Ar pez a zisqeuze certen,
E verq a feiz a vouir gristen.
Ractal sicour a zo galvet,
Hac e vreg paour zo arruet;
Mes pa velas he fried qer,
E couez diouc'h-tu en disesper.
An ozac'h diouc'h-tu zo douguet
Deus an ilis bars er vêred,
Hac eno au ear grén timat
A seblaut douet d'er guellat.
Au autrou Person voa avis,
Ous en douguen dious an ilis,
Ma vije prest casset d'e dy,
Evit gallout gueñ e soignu.

En effet, ractal voe rentet,
Rac tostic eo ous ar vêred;
Mes deposet var e vele,
Na ro casi tam sin bue.
Ar Person a noüas ractal
Ar maleurus-mâ var e dal,
Hac a receo, tostic dezâ,
E huanaden dîveza.
Cri vije'r galon na vouelje
Ebars en ty nep a vije,
O clêvet ar c'hri, an angen,
Gant ar c'heuz d'ar paour qêz christen.
Ar Pastor, dreist oll glac'haret,
O velet en deveus collet
Unan ous e zânvad guella,
Na cess da hirvoud, da vouela.
Neuze e gorf voe bisitet,
Da glasq ur blesseur benaqet;
Unan hepqen en em gavas,
Grêt gant ar pave, pa guezas.
E gredi rêt asphixiet,
Ha prest ractal e voe casset
Da Vontroulez ur messager
Da glasq ur medecin en gær.
An autrou Duqesn arruet
En deveus an den divisqet,
Hac ous en sellet tro var dro,
E tisclêry creun e voa marô.
Mes vit ober mad e pep poent,
Eo diou beder heur-varnuguent

Var ar vascaon eno miret,
Arauc ma zeo bet enterret.
D'ar sul da nôs neuze eo bet
Rentet en douar beniguet :
Ur bobl immanç a asiste
Bars er ceremoni trist-se.
Lavaromp oll, a greis calon,
Gant ar brassa devotion
Un *De profundis*, ur *Pater*
Bremâ evit hor mignon qer.
Reqetomp ives ons Doue,
M'en recevo en e asere :
Ha grac deomp oll, yaouanq ha côs,
Da vont un deiz d'ar Barados.
Choui, Tauleis, mignouet qer,
Ho pezo sonch pell a amzer
Deneus an dervez horrupl-mâ
P'iui a ra deomp oll crena.
Evidòn, (eme an Autrou
A ziscrif din-me ar c'hêlou),
Coulz ha va c'hamarad blesset
Ec'h ellomp assur lavaret :
« Ma n'en domp qet bet pulluc'het
Gant ar gurun, pa zeo cuezet,
Ec'h ellomp crial a boez penn,
E zeo grac d'ar Mestr Souveren.
« En em soumettomp a galon
Ha gant ur guir devotion
E peb amzer d'e oll urzou :
Gloar bepret da Vestr an ênvou. »

Aboue'n anter a vis qerzu,
Na glêver mui eus a bep tu
Neinet comz eus a valeurïou
C'hoarvezet dre ar gurunou.

Ar seitec eus ar memes mis,
Selaouit, m'ho ped, va broïs,
En Hermitach parros Plourin,
E fraillas ur vezen sapin.

Ac'hane red e bêr amzër,
Da dy ur paour qèz labourer,
Pebini a voa o repos
E tal an tan var ur banc clos.

Neuz'ec'h antre dre ar prenest
E cambr an autrou contre-mest;
Mes dre vertus Santez Barba
N'erruas droug abet gantâ.

Tostic eno, ur melmer
A velas o saillad en êr
Nombr bras tamou eus ar vezen
En form glao tan en e guichen.

Da nôs an nontec d'an eguent,
Evit rei dêc'h oll da entent,
Var dro an heur a anter-nos,
E zoat oll tranqil o repos.

Qerqent lubet na curunou
A deu da sclaç ar galonou
Ebars er guær a Guimperle,
Etre'n Isol hac an Elle.

Ar fouldr a gûez, hep dale pell,
Var tour caer ibs Sant Micqel,

En eur difframma ur men bras
P'ini var un ty a guezaa.
Ar men a dreuzas an ty oll,
Hac a yas neuze d'en em goll
Betec ar gambr an izella,
Hep na blessi den na laza.
Var hed daou droatat eo chommet
Ous ur guele eno placet,
E p'ini voa ar vam, an tad,
Hac ur huguelic cousqet mad.
Dre c'hraç Santez Barba beniguet,
Nicun n'en deus bet droug abet.
Se a zo sur ur merq patant
Deus he frotection huissant.
Ar guran ebars en ilis,
En deus grêt maleurioù esqis,
Ar pez a denn deomp hirvoudou
Hac a ra deomp seulla daelou.
Fraillet en deus an Auteriou,
Ha draillet an oll Daulennou;
Côvessional, qement so-
A voe brisillonet eno.
Goude beza oll distrujet,
E zeo ractal en em stlapet
Gant calz a folor ha trous bras,
Var abaty côs Sante-Croas.
Er c'horf ty-se e zeo loget
Ar C'hure hac ar Sous-Prefet,
An Tribunal, ar Jandarmet;
Mes n'o deveus bet droug ebet.

Maleur a vije c'hoarvezet,
Ma na vije eno placet
Un discuruner beguet mad,
Hac a deu oll da savetât.
Ilis ha tour Scaër vue ive
Discaret oll d'an ampoent-se;
Ur gambr a servich da ilis;
O va Doue, pez tra esqis!
En Brest, var ar gheinterez,
Eo cuezet ar gurun ivez,
Hac en deveus bet grêt, siouas,
Ur goal distruch ha dommach bras.
Var hed ul leo a Landerne
En Pencran en deveus ive
Grêt nombr bras a zestruction;
En eur sonjal e zeus spouron.
Ractal ar gurun pront a ya
Da zistruch tour Loc-Maria,
Var hed ul leo a Blabennec,
Er memes devez, ar seitec.
Boul beg an tour zo discaret,
Hac ar garidou distrujet
Hed c'hoec'h troatad a bep coste :
Un dra estranch eo guelet se.
An tour en em gav soutenet
Vel a ispill hac achanfet
Var beg diou goulouen hnel
A brenestou an templ santel.
En em striuca' ra gant arrach
Diouc'h-tu var gambr an horolach,

Mes ar pez a rent estonet
O coueza na ras trous ebet.
Mein dious an tour a zifframmas,
Hac hed cant troatad a stlapas ;
Bez' o d'oa ouspen mil livr bouez,
Ar pez a ro calz a soñez.
Ur burzud demeus ar c'haera
Eo tour ilis Loc-Maria :
Beza en deus hueldet
Cant uguent troatad tremenet.
Mes, selaouit oll, me ho ped,
Un dra zo estranch bras meurbed :
En ilis Plabennec a zo
Daou gayer hac en attesto.
E mil seiz cant pemp anter cant,
Ar scitec a gueran justamant,
D'ar memes deiz ar gurunou
A ras nombr bras a valeurioù.
E Loc-Maria ar c'hloc'h bras
Hac ar re vian e fraillas.
An ogrou caër voe bruzunet,
A gouste ouspen tri vil scoet.
Ar gurun ractal goude se
A scòis castel Kangoue,
Castel Penmarc'h a zistrujas;
Mes, selaouit, me ho ped c'hoas.
Keuze za qerqent da saillat
Ous touriou Pencran, Plouescat,
Tour Plouvorn, tour Lanhouarne,
Tour Treflez a zistruch ive.

Trivac'h bloas ha tri-uguent zo
Aboe'n distruch-se en hon bro;
Hac ar pez so estonapla:
Cazi d'ar memes heur e voa.
En em strincomp oll d'an daoulin
Ous treid ar Vajeste divin,
Da c'houlen dioutân pardon,
Ha lavaromp a gleiz calon:
O Jesus-Christ, Salver ar bed,
Distroit ouzomp, ni ho ped:
Sellaouit hon oll hirvoudou,
Hac exaucit hor pedennou.
C'houi, Santez Barba beniguet,
Beillit varnomp-ni oll bepret:
Hon diouallit ous maleuriou
Ha dreist oll ous ar gurunou.

AMEN.

E Montroulez, e ty LÉDAN.

